# SARMOUN

## GREAT

## VAR AR MARO

# A VIKEAL MORIN,

## EUS A BARRES BEAU-SEJOUR,

*Prononcet gant ar C'hure e præsançz an assistantet.*



*E MONTROULLES*,

E Ty GUILMER, Imprimêr ha Librêr,

Plaçz ar Pesquet.

**N. B.** *Azalec ar bagen seizvet betec ar bagen trivac'h*, *bet gueich ma zeo scrivet* añ, *lennit* àn.



# SARMOUN

*Great var ar maro a* VIKEAL MORIN, *eus a barres* Beau-Sejour, *prononcet gant ar C'hure e præsançz an assistantet.*

OMNIS HOMO MORTALIS:

OLL OMP SUJET D'AR MARO CRIS.

Ar c'homsou-mâ so rapportet er seizvet chabistr eus an Aviel hirio.

PELL amzer so, Auditoret,
Aboue m'am eus remerquet
Ur pez hac a so necesser,
Oll siouas! mervel a rancquer;
Oll oar sujet d'ar maro cris:
*Omnis homo mortalis.*
Pa feuilletàn va oll levriou,
Pa repassàn an histoariou

Eus an amzeriou tremenet
E remercàn eno ſcrivet…
Penaos Cæſar ha Scipion,
Penaos Achill, Agamemnon,
Uliſſ, Hector ha Pompee
Hac Elexandr mœmes ive,
Do beza paotret diramaill,
O deus rancquet lamet er baill,
Ha mervel en déſpet dezo
Hep reſped ebet do baro.
Couſgoude an oll lecturiou
Am eus grêt eus o maleuriou
No deus quet quement va zouchet
Evel m'en deus va affliget
En deiz hirio, hirio en deiz
Morin gueaz marv-mic en hor c'hreiz.
Crenit, plant ſempla diſouten,
Guæz fragil, izellaït ho penn :
Cædr al Liban a ſo couezet,
P'evit tra na guezot-hu quet ?
Evit rei da entent guelloc'h,
Piou ne varvo quet, a fonch deoc'h,
Pa ze Morin a ſo maro ?
Allas ! netra, den n'achapo.
Crédit-en, Parroſſianis ;
*Omnis homo mortalis.*

Allas! oll mervel a rancquer;
Pebez ſetançz e pevar guer!
Chetu te a ſe, Morin gueas,
Evel na viges bet biſcoas.
Bet out; mæs allas! ne dout mui:
*Sic transit gloria mundi.*
Eveſſaït, Patroſſianis,
Dec'h, dec'h diveza er guelis:
Ya, dec'h e velis Morin
Var dro c'huec'h heur deus ar mintin
Oc'h en em bourmen gouſtadic
En ale eus e liorzic.
Edo oc'h ober ûr regal
Gant un tronçzon bara ſeigal
Var behini en doa ledet
Ur maread quignen hed-a-hed.
Quen calonec en debre dign
Evel ma teprac'h un tam guign
Dioc'h pini an amann teuzet
A goueſſe var ho piziet.
P'am guelas o vont er jardrin
E commanças da vous-c'hoarzin.
Ac'hanta, Dom Yan, emezâ,
Ne quet evellen eo beva?
Te yoa drol, Morin, gouſcoude,
Te ouïe farſall a zoare.

Netra, vantrebleur, m'en atteſt,
Ar maro ne quet græg honeſt;
Hac e grouga a gaffen mad
Hep reſped dezi na de oad.
Piou en divige lavaret
Pen divige bet e velet
O tijuni quen dibreder
E tlige birviquen mervel?
Guir eo ſur, den n'el lavarje;
Mæs maro mic eo gouſcoude.
N'er guelimp mui jamæs biquen:
Pebez coll deomp, pebez anquen!
En effet, m'er goulen ouzoc'h,
Piou a lacaï daou daol er c'hloc'h?
Piou a ſervicho an offern?
Piou a raï tout hiviziquen?
N'oa den capabl eus an dra-ſe,
Paour queas Morin, nemet out-te.
Te roë ar bara binniguet,
Te a rea claſq bep ſul reglet;
Te a gane oc'h al lutrin,
Iſpicial gant ûl lom guin,
An antienen couls pe vell
Hac ar Roux coz eus a Gaſtell;
Te da unan a rea dar chaſça
Eus an ilis ſcuba et meas,

Hac erfin evit da veuli,
Te oa hon *Omnis homo*-ni.
(Couer pa glévas quement-mâ
A zirollas; ha, ha, ha, ha!)
C'hoarzit-'ta, loueou pen follet,
En ſo anat oc'h azenet.
Honnez eo al lec'h da c'hoarzin
Abalamour d'ûr pez Latin!
M'ho pe ar ſqueud eus ar ſquiant
E reſpettac'h an dud ſavant
Hac ec'h admirrac'h gant ræſon
Ar peziou Latin er Sarmon.
Hac evit commanç oc'h inſtrui,
*Omnis homo* a ſinifi
Ur paot reud, ûr paot capabl
Da denna un taol, mar deus map,
Erfin ûr paot piou nemetâ, ....
Ur paot n'en deus aon rac netra,
Ur paot a leis, ûr paot dioc'h-tu;
Non pas ûr ſot eveldoc'h hu.
Mæs ûr pez eo hac a ſo ſur
Evit ne mân quet er ſcritur,
Neb a ſo ſot a ſonch dezañ
Eo ſotoc'h an oll evintañ.
Chetu eno petra ſo caos
Eus an ompinionou faos

Pere ho poa eus a Vorin
Abalamour ma zoa badin
Ha ma talc'he ûl lérou guenn
Hac ûr maniel camiſolen
Vár bini e laquea bepret
Ur grac veſten ras diloſtet.
Mæs m'am guellac'h-me dious an noz
Gant va boutou prenn droz-droz,
M'am guellac'h neuſe er farçz-ſé
E ſongeac'h ne ve tam Latin guene.
Netra, ne de quet, tud ſignac'h,
An abit a ra ar manac'h;
Netra, ne maouc'h quet ganti,
Cals c'hoas a rancac'h da gridi.
Hac evelſe va ſellaouït,
Mar fell deoc'h-hu tenna profit.
An neb en deus tabatieren
A ell bremàn lacquat priſen,
Hac hoc'h attancion neuſe;
Daou boënt a rin, netra goude.

*Poënt quenta.*

Goude'r maro peur-lieſſa
E vez revelet meur a dra.
Evel m'eo an turubaillou
Ar burzudou, ar marvaillou

Great gant tud vras, tud a noblançz,
Great gant chafçz droug dre excellançz,
Var quement-mâ, heb mont lârcoc'h
E livirin daou c'herig deoc'h.
En effet, Parroffianis,
C'hui oc'heus bet fur an avis
Da vedita ha da fongeal
Var ar pez a eure Mikeal,
Brem'eus un neubeut blaveziou,
Pa grogas moui el loftou
Quement bioc'h a yoa er c'hartier
Ma tiretgeont oll el leur Kær
Ha ma lamgeont evel dêvet
Dreift ar poraftel er vered,
En taill da bidi Sant Erbot
Da rei amann leiz ar ribot.
(Mæs piou a ouffe divinout
Pe feurt fantimant o deus faout?)
Diana, lamet a regeont,
An dour binniguet a efgeont
Ha c'hoas meur a zifoneftis;
Mæs henvel tout a fo ifquis.
Ac'hanta, fonch a zeu deoc'h-hu?
Daouzec vloas fo bet da vis du.
M'emeus fonch mad, rac an deiz-fe
E oue great foar ganeme.

b 2

C'hui a grie var bouez ho penn
Evel un arme a efenn,
M'ho clévet da bep neubeuta
Ul leo anter dioc'h ar bourg-mâ :
» Forçz, forçz, ficour, Autrou Cure,
» Savit, favit, en han'Doue,
» Ar faout fo lamet er vered,
» Aon hon deus na vent enteret. »
Morin dihunet dre ar c'hri
A zivouch er meas eus e dy,
En e zorn ûr forc'h fpern guenn
Hac er veret en ûl lam crenn;
Mont en aquipaich-fe d'ar faout;
Bazat d'an hini a ell caout,
Taol forc'h d'houmâ, taol troad d'hounnont
Quement ha quement ma rencgeont
Cripat er meas eus ar vered
Buannoc'h vit na doant antreet.
Ac'hanta, cleuq, ac'hanta, pagan,
Ac'hanta, na var quement-man
Petra oc'heus da lavaret?
Aon ho poa rac al latinet
Ha ne gredac'h quet, eme c'hui,
Dar poënt noz-fe ho c'hazardi.
Mæs Mikeal a reas deoc'h
Mont peb hini gant e vioc'h

A reſt eus an noz da gouſquet.
Ha c'hoas, tud crîs, ne vouelit quet?
Den, den, quer map, erfin den, den
Quen douguet evit an eſtern.
Rac n'oa quet red dezañ neuſe
Bez'en e rochet d'ar poënt-ſe
O varequaat ar gueregeou
E riſq da gueza er beziou,
P'edo an oll en o guele
Quer couſquet hac ar vioc'h-ſe
Pehini a glévañ o roc'hat.
Clévet a rez-te ûr veich vad,
Louzen goz, ampoueſon ar c'hi,
Dihun, ûr veich all e couſqui.
N'oc'heus biſcoas nicun ac'hanoc'h
Songet er mad a eure deoc'h.
M'ho pige, e vigeac'h touchet
Pa velit e zeo decedet.
Allas! ar paour queas Morin eo,
N'er guelin muy, great eo e dro.
Cant gueich bemdez e lavarañ
D'am mainch pa er gonſideraõ.
E oa dommaich bras d'ar Roue
Deffot ne doa bet en arme;
Rac ûr c'habiten excellant
E vige bet certenamant,

Hac e tougge hirio an deiz
Ar *voyez-vois* ha croas Sant Louis.
Memor am bezo da jamæs
Eus ar pez a reas un dervez
Ma varvas e c'hreg Perina,
Ur vreguic eus ar chentilla,
Ur vreguic fur, tamperet mad,
Pront da denna, lent da lacquat,
Carantezus en peb fæçon
Squer ar bopl, phenix ar c'hanton,
Ur pezic serviabl en ty,
Ur baotres hac a yoa ganti,
Fidel ouſpen de ozac'h queas
Evel Helen da Venelas,
Hac e lavarer, ſo caërroc'h
En em c'hreant græc hac ozac'h
Abars n'oa gantâ na ganti
Menec ebet da zimezi.
Pa edo clañ var e guele
Er ſicouras dre charite
Da vervel; pa fallie dezi
Sot e vige miret outhi.
P'oa great affær ar glanvoures,
E redas preſt da doull ar bez,
Neus'e tigoras ar c'heler
Hac e lacquas branl ar c'hleyer,

Redec da guerc'hat Perina,
Crapa enni hac e zamma,
Da gaout ar bez neuſe ſouden,
E zeuleur ennañ var e phenn,
Cana couls hac al *Libera*
Hac ive an *Dies illa*,
Chacha gant ar vâr var e c'hein
Eſquern, ha pri, douar ha mein,
E enteri, en ûr guer crenn,
Hep biſcoas gouela beradenn.
Neuſe evit guir oa ebad
Guelet an den-mâ o labourad.
C'hoas e c'hoarzont an traou ſorcet,
Ne quet ûr bitie o guelet?
Jr ſeurt griſtill gouſcoude!
Eſpres emoc'h-hu ganeme?
Tud diræſon, traou debordet,
Capabl oc'h da goll va ſperet.
Me ſo ſur, pa ouzoc'h hirra
Ne ouzoc'h quet nemeur a dra.
Ne quet caour Vigot ſo gueneoc'h,
Quit atao, m'en talvezo deoc'h.
Ha te a gléo, azen guernoc,
Me gaï da lezel da ſtorloc,
Te juſt pini a ſo aſe
O tiſgrougnal en toul-ſe.

Foï, foï, fouetter e ſpillennic
A golles o c'houari poullic,
Ma rancañ mont varzu-ſe
E paï va gamegeou din-me.
Rac an daboulin e ſpontes
Ha rac ar ſoudardet ivez.
Quea; Morin n'oa quet eveldout
Rac ne ſponte rac netra'n tout,
*Probatur verbi gratiâ.*
Peoc'h, hoc'h attancion amâ.
Map ha map caër ar C'holas bras
En em ziframe evel chaſçz
Er jardrin divarben ar prun;
Er guæz ne oa chomet nicun.
Ar bleo a luye dre ar jardrin
Ha n'oa menec e vige fin :
Rac an daou fripon, an daou laër
A grogue evel daou forgner.
Hap! hap! eme Vikeal dezo
Bremâ, paotret, m'ho ſicouro.
En dont daou gamet var eguis
Evit quemeret e franquis.
Neuſe e crog el loſt e ſaë
Hac en ûr pic-lam dreiſt ar c'haë,
Crap e coleriou va phaotret
Hep caout evito neb reſped,

vad d'ema, taol troad d'ennont,
p, flap hac en em separgeont.
den pa n'edo var e du
zisclapas so quen er ru;
c e reas dezo e bouca
10 bras hac e relounca.
elfe n'eur vont abiou
read vad n'oa fors da biou.
idoc'h-hu, bouc'het anat,
: dalit quet oll ûr c'horgniat;
c panefe Mikeal, amâ
ont c'hoas oc'h en em ganna.
contenn deoc'h va fablennou
nnet eus a goz tdolennou,
:ufe ec'halfac'h lavaret :
om Yan oll laca da gousquet
conta deomp eus e guelorn
Bibl nevez ha comsou born.
æs ne d'ê quet traou tremenet
rismadellou coz grac'het
a lavarañ deoc'h bremâ,
æs ar virionez ar sclærra
uet dirac ho taoulagat.
velet hoc'heus o falc'hat?
rnidiaoul! brava falc'her!
cristi! brava labourer!

Un dudi certen oa e velet.
Fat oan a benn caër da fellet
Pa falc'he fouennec ar prat dôn,
Ha dridal a rea va c'halon.
Pebez marvail er font ive!
Abars commançz ē tivifque
Ha goude var un alanat
Hep na bourfoufli na paffât,
Fred, fred, fred, fred, fred,
Que na vige'r penn eruet,
Hac e velgeac'h en dro dezâ
An ervennou gueot o coueza.
Erru er penn heb ober ean,
Dious e c'houris e lam e vean
Hac e lem fels, fels, fels, fels,
Drem e felc'h dious an daou goftes.
Goude var gorf e rochet bloc'h,
Quer glep, jadorgoaë! hac ûr broc'h,
E laca e vean en e blaçz
Hac e labour evel bifcoas.
Evit guir, pa zeus da gonta,
Ur falc'hig natur en devoa:
Mæs coufgoude e red avoui
Oa guelloc'h an troad evit-hi.
Rac, clévit, n'oa quet Yan na Per
Oa Mikeal Morin, va c'homper.

rmid, ar Vagicianes
e rea quet quer bùan ûr Palæs
ma rea Morin e baro
'ûr foennec a dro-var-dro.
Ac'hanta merc'het cousqueresét,
iltansou cam, loudourénnet,
uelet oc'heus-hu er vro-mañ
iscoas fàlc'her evel emañ?
.espontit-ta : dioc'h-tu, dioc'h-tu.
enaos? dre ho cousq emoc'h hu?
n dra vigeac'h o treï ho penn
falc'h a droc'hge ûr garg foenn.
:hetu eno perac tost da vad,
)a galvet bourreo bras er prat.
Iæs gant e fals oa terruploc'h
:vel ma zañ da zisquez deoc'h.
Lac pa songe, gant un taol guenn
: tistague deoc'h ûr scour guezenn
Iac en daou daol fals trap-fri-fred
: tiscoure deoc'h pront ha prest.
Cric-crac, evit ma er guiot,
En un taol dorn e re fagot,
agot en deün hac a so
Guelloc'h eguet fagot ar vro,
Fagot cloq, great e coustiançz;
Non pas fagodigou bian,

Mæs fagot reud tennet dre c'haol Herry,
Fagot capabl, fonnus da zévi.
Peoc'h a roï, elgues Sant Erbot,
Yan an ouignon, Fanch bleiz ar yod,
Braguezennec lous, laouënnec,
Expert ar moc'h, landruzennec,
Ha te fonch dit eta gouzout
Petra e'r fagodou goude tout?
Guir eo ive, fagot a rez
Fall pe vad, evel ma c'hellez,
Ya clafq ober, da barlant fclær,
Non-pas ober evel ma tleër.
Quea, quea foubl da benn ampouefon,
Rac poan a rez din em c'halon.
Mikeal ervad a oa ûr paot
Evit gouzout ober fagot,
Fagot, me vezo nao c'hant vloas.....
Mad, adarre, fellaouït c'hoas.
Azefit mar quirit afe,
Rac ne deot quet c'hoas a le-fe.
Morin, hent all a ïoa en e eas,
Un den guirion, mar boue bifcoas.
Un dervez.... Morgoaë!.... Anhañ!
Me roas ûl louis aour dezañ
Da gaff da dy va alvocat,
Petra reas, nemet lacât

Ur c'hoz pez aour faos en devoa
En e blaçz da renta dezâ ?
Da benn un neubeut goude-ſe,
(Ur mis pe zaou martese)
Dont Kydalou d'ar presbital,
Lavaret oa ar pez aour fall.
Ha me caſſ Catell buan afo
Da guemenn an *Omnis homo.*
En em gaout a reas quer buan.
« Penaos, eme-ve, artiſan,
» Great oc'heus-hu an dràman dra
» Evel ma pretant an den-mâ ? »
« Ya, emezàn, Autrou Cure. »
Ræſon en devoa al laër-ſe.
N'oa mar ebet abaoue pell
Edo'r pez aour-ſe em godell.
Pa felle din e baſſeal
E lavariet din e oa fall,
Quement a quement ma ſoungis
E lacât e daouarn juſtiçz. »
Dioc'h quement-mâ e deoc'h anat
Penaos Mikeal n'oa quet gaouyat.
C'hui m'ho pe ûr ſeurt attanchou
En em roë tout d'an diaoulou
En ûr nac'h crenn ho laëronci.
E, n'oc'h mad nemet da laſtri,

Fougueërien oll, tud revoltet,
Tout e rancac'h beza crouguet.
Mæs mar oc'heus devocion,
Cuntunit hoc'h attancion ;
N'eus netra edifiantoc'h
Eguet ar pez a gontàn deoc'h.
  Ma viges bet a galite,
Va phaour queas *Omnis homo*-me,
N'oat qüet bet ouzit quer cruel.
Neuſe da hano immortel
A vige er c'haſetennou
Er penn eus da accionou
Scrivet ; morgoaë ! a la friſâd
Gant paragraph ha faronâd.
Mæs abalamour n'out quet nobl
Out abandonet gant ar bobl
Pehini n'all eſtimout den
A nez cleze pe cocarden.
Chetu eno p'evit ræſon
Ez dilæſer en abandon
Hep n'eus ac'hanout neb memor.
Ha gouſcoude, e bian ! da hiſtor
A ſo ût pez eus an drolla
A ouffet clévet er bed-mâ.
  Ac'hanta, va c'houeriadet,
Diſquezit a c'hui ſo paotret,

mitit an *Omnis homo*
ı bini em'ar gouel hirio.
Mœs houm'er c'hoars, houm'er c'hristill!
:bad a ra deoç'h parifill ?
: lonca reot diana ;
'avit, pa na delit netra
Ia grit bremàn attancion
'ar ar feizvet reflexion
Ioc'heus clévet bete vremâ
ı comparæfon da netra.
Brem'eus bloas da vis Here,
Edoc'h amàn ive neufe)
n tan goall o veza croguet
læfantamant en hor porchet,
Iorin a grimp oc'h an doën,
vel un dret oc'h ûr vezen,
a rampa oc'h al lein neufe
vel var guein un ancane,
vit aretti, emezàn,
n tan goall o cranchat varnàn.
læs evel m'oa fec'h ar matier
'ellas quet ober e affær.
a gommanças an tan fquilla
lip ha flap tro var dro deza
a grilla mæmes e vouftaich,
quitteas e varc'h louaich

Hac e tisquennas izelloc'h
Da c'houlen sicour digueneoc'h,
Dreist oll digant Peres Griffart
Pini a ïoa ûr paot bavart
Gant pini e vige alies
Dre m'oant mignonet assambles.
E hanvet en doa e heritour
Mar bige evit e sicour.
Peres Griffart, ouzoc'h ervad,
N'oa quet terrupl trempet mad,
Quen neubeut hac al loue bloas-se
So o tisgrougnal en toul-se.
Pêr a grias var bouez e benn :
Dilam eta en ûl lam crenn.
Morin dabord a zilammas
Var choug iguile hac el lazas.
Ha goude tout d'am santimant
E reas e daol honestamant.
Ar charite, var a glévàn,
A gommançz dreizomp hon unan,
Ha preferablamant d'an oll
E tlëomp miret n'en daïmp da goll,
Hac honestoc'h e da un den,
N'eus fors dezàn pe dre voyen,
Mar guell, en em savetei
Evit n'en d'eo en em reï.

Ur veich en em gavas goaſſoc'h
Ur c'hart leo ac'hanan pe doſtoc'h
En ilis ma c'hexorciſet
Ur plac'h hac a ïoa poſſedet.
Guillou, clévit, a lavare
Dre fers biquen ne ſortige
Anez antren e corf Morin.
Chetu en nec'het a la fin.
Toſt en em gave d'an duat,
Hac erfond edo toſtic mad.
Petra reas an *Omnis homo?*
En em ſila eus ac'hano,
Mont d'ar porchet hac azeſa
En ûr pincin a ïoa ennâ,
Sevel e vragues, tronçz'e vleo,
Starda e zillad var e dro,
Plant'e doc bet'e zaoulagad,
Quemeret tout treſſ ûr paot mad,
Ha da grial var bouez e benn.
« Deus ta, diaoul, mar dout un den,
» Tenn un taol, mar deus ganez,
» Soutenn ar pez a leverez.
» Diavançz eta d'an avantur,
» Da goll pe da c'honit out ſur.
» Deus ta, diavançz un neubeut,
» Nemet aon a pe rag da ſqueud;

» Rac mar dout fur, var a glevàn,
» Ne lézi quet da incitàn.
» Dired ûr veich, diou veich, teir gueich,
» Mar c'hazardes ober ûr veich. »
Petra ouffet da gaout galantoc'h,
Chriftennien, m'er goulen ouzoc'h?
N'oa quet e feurt var an douar,
Goas, ne gaffet quet en ear.
A brepos, mar d'edoc'h amâ
Difful Phafq vian divezâ,
Pa edot en offern bret.
(Sonch oc'heus? Perac n'ho pe quet?)
Ya, difful e vezo bloas,
P'edot er prôn, (N'oufoc'h quet c'hoas?)
Edo amàn al laboucet
Gant cals a drous hac a gaquet,
Partout amàn dre ar volziou
Var ar plench hac ar mogueriou
Oc'h ober o neïzou, chetu;
Red eo dezo ober un tu,
Ha n'oa goaz ober amâ
Pa zoa plaffou ar re vraya.
Oufpen daou c'hant var peb moguer,
Quent mont er meas da ober,
Quen brao e reat plaffou dezo
Evit gournigeal tro var dro

'o devoa laqueat en o divis
oant bourc'hichen en ilis,
a ma reant un alamali,
'r music hac ûr cholori,
l'edot o songeal mont affo
)a reï an alc'houeziou dezo.
ust e vige, e guirionez,
'o d'oa an huella mouez.
1e glasque reï da entent deoc'h
;aout sonch da vinouer' ho moc'h,
Ia quercouls vige din tevel.
Ia pa vigen bet o vervel,
√'oant quet evit reï da entent.
;'hui tout, evel statuou Sænt,
)igor caër gueneoc'h ho quinou
Iac ho taouarn en oll greou,
Ne droac'h ho taoulagad morse
)ivar al louënedigou se
Hep clasq ar voyen do chasseal.
Mæs an *Omnis homo* Mikeal,
Dre ûr guir squiant a gavas
An isign do c'hass er meas.
Edo d'an ampoënt azeset
Ase e plaçz ar tabliquet
Pa reas din sin e ze dezo.
Me sonch din er guelàn ato

Gant e ear naïf, brao ha quempenn
Oc'h ober ſin dìn gant e benn.
Rac hep anaout e zoare,
N'oa den er vro na guemerge
An *Omnis homo* Mikeal
Evit ûr Procurol fiſcal
Pa vige en e abit vrao.
( Rac an abit, clévit, a ſao
Ha Morin a oa ſignoler
Diſignac'h queït ha ma rancquer.)
Pa er guelis oc'h ober ſin
E ſantis penaos er grea din.
( Rac evelſe ec'hexplique
Gant e benn ar pez a garie.)
P'er guelis ſavet en e za,
Me ſonge e zea do laza :
Mæs ſouci ! ſouci ! nequet a reas.
Ur ſcubelen a guemerras,
Var ar banc e zeas en e za,
Fredi, fredon, bredi, breda.
Te yelo, ha te ne di quet,
Te pezo, te ne pezo quet,
Hac eus an eil penn d'iguile
E rafalc'has tout evelſe.
Ar guiad quenvid a ſcubas,
Al laboucet a zincïzas,

ilat, pilat ha filboucha,
epari, chaſſeal, diſouëc'ha,
)iſouſtra'n neïzou a reas crac
[ep ma chomas na fric na frac.
'aneſe an *Omnis homo*
'etr'hor bigé ni great eno?
*Veſcio vos;* nan, n'en doc'h tout
:ntrezoc'h nemet guinou ſaout.
Aad, n'en deus fors, banden loueou bris;
ıbars ma zìn eus an ilis,
;rit un neubeut reflexion
/ar an iſtim hac ar fæçon
:n devoa da garillonad
'a veze en e imor vad.
;ant e gleyer e vuſique
)uer caër, quer brao ma c'heſtone
)uement a gléve anezàn.
:ouſgoude, chetu-en amàn,
Ve ouie na bemol na becare
Va tam muſic, an oll er guye.
Hac e lavare e vam gueas
Penaos oa un domaich bras
Ne doa bet e map e Paris
O teſqui lezen an ilis.
Abil eſtranch e vige bet
Dioc'h an doare eus e ſperet;

A dra certen, ſalo vige.
Mæs leſomp ar c'homſou caër-ſe
Ha pignomp en tour a ſperet
Da ſellaou e vuſiq parfet.
E peder gorden e crogue
Hep dont d'en em geini morſe,
E diou gant e zaou zorn o daou,
En un all a leiz e c'hinou
Hac e benn oc'h e dreit ſcoulmet,
Ha pa vige en em ſtrellet,
En em ſtrincquenne enep droug
Evel pa vige oc'h ar groug,
Hac e ſonnge ar pevar c'hloc'h
Evel pa barlantgent ouzoc'h :
« Ten, ten amâ, ten, ten amâ,
» Ten da eva, ten da eva,
» Ten, ten guin, ten, ten guin,
» Ten guin da Vorin, da Vorin. »
Nac ar c'heas a ïoa marvaillus!
Morin te a ïoa burzudus!
Ouſpen an don-ſe en devoa
Manïelou ar re vrava.
Rac un den abil un dervez
O passeal amâ dre'r barræs
A lavaras, ameus clévet,
Dre ar bourg-mâ, n'oun quet da bet,

'enaos en un neceſſite
E c'halge coms oc'h ar Roue.
Evir guir, ne quet un orin
Da ar paot Mikeal Morin.
Gana re heb leor ebet
Quercouls hac un ogrou fachet.
E quement lec'h ma ze Morin,
Dap, taolet ar chap var e guein.
Bale a re evel un eſcop,
Ato, mardiac'h! ſonn ha prop,
Hac en ûr rodal e roge
Ar merq deoc'h eus a guemenſe.
Ur bligeadur oa e velet
'a rancquet mont e tro'r vered.
'etra oc'h-hu en e guichen?
Clévet a reot bremâ ſouden.
Morin a ïoa en ho touez
Trantout ervad tra er mæmes
Evel ma vez amâ guelet
Ur gaolen bome diſpaquet
E creis ûr penguennad panæs.
Mæs, a lavaro Grand-Bragues,
O reſpont deoc'h dre ho fæçon
Comparæſon n'e quet ræſon.
Petra ta? Guelomp, *Diſtinguo*,
Ma na de conform, *Concedo*,

Mæs mar de conform hed a hed
E tal ræſon evel me dleët,
Non pas ræſon *ſtricto ſenſu.*
Hac oc'h ar Vari emaoc'h-hu ?
P'er gomparæſon conform ta,
P'er ræſon faos eo ar guella ?
Goulennit dioc'h Goulc'hen an Hir
Pet faën a ïa d'ober teir ?
Ha c'hoas e falfe deoc'h, eme c'hui,
Diſput var ar philoſophi ?
Diſquit ſon eal abars parlant
Ha liſt e peoc'h an dud ſavant.
C'hui euteur ma prouvin amàn
Peguer conform e ræſonàn
P'ho comparachàn oc'h panæs ?
Sellaouit ta, ne quet dies,
Ne quet red din beza biquen.
Ar guer-ſe a baneſæien
A ſo deuet eus a banæs
Ha rac-ſe ta e zeus ivez
Entrezo rapport mutuel
Ha relacion naturel.
C'hui eo ſur ar paneſæien,
Neus netra ouzoc'h da gompren.
*Ergò* pa ho comparachàn
Oc'h panæs, evel ma er gràn

Emeus-ræson vad de ober.
Ahàn! bleo brun, anhàn! couer,
Ac'hanta? Nequet evelse
E digasçz an dud d'an ere?
Nequet evelse eo desqui
Penaos e rancquer ræsoni?
Mæs ne avançzomp quet netra
Nemet sur e vemp da guenta;
Na quen neubeut e rea Morin.
Mæs petra dâl dezàn ersin?
Chetu-en maro gouscoude
Ha *requiescat in pace.*
Evit quement-se, credit din,
N'oa quet poaset e plaçz ar guign;
Mar dougue ato boutou prenn,
N'oa quet dre orgouil, certen.
Rac, evit preuv a guement-se,
E dad caër a ïoa quere.
Evel ma save e mouez
Er gousperou en ho touez
Ne velgeac'h partout nemet chasçz
Haï, haï, o tiscampi er meas.
Ha panese aon da ober
Un tam dismegançz de vam guer,
Deiz ha noz e creten facil
A vige map un digentil.

Diana ſoupçoni ſo dleët
Oa gant e vaguerez chenchet;
Pa zoa ganet evit ober
Traou quer burzudus ha quen caër
Pere ſo tout mercou patant
N'oa quet an den-ſe païſant?
Netra certen; ma vige ive?
Me ïa da brouv deoc'h quement-ſe;
Hac etre daou c'huezomp hor fri
Ma zaïmp neuſe dioc'h tu ganti.
Chetu aſe ar poënt quenta.
Den a ell caout abec ennâ?
Ne gredàn quet e ve ganet,
Hac er fond ive n'en deus quet.
Mæs abars commançz a nevez
En dra m'ameus amſer ivez
Me a ïa da vont da ſcriva
Un *De profundis* evintâ.
Ha c'hui ive, banden ezen,
Criit quen na faout'ho corzen,
Pa n'ouſoc'h ho *De profundis* :
Sant Morin, *ora pro nobis*.
Me ïa d'azeza em c'hador
Ha da vont var don an hiſtor.

# *Eil Poënt.*

Un dervez, n'eus quet pell a ſe,
Ar paot Mikeal mont d'ar chaſſe,
Fuſuil carguet, bandoulieren,
Poukr, bour, drage ha cartouchen.
P'edo e penn ar Valanoc,
Chetu Mikeal lamet e doc,
Avancz e benn azioc'h al lann
Da ſellet e touez ar balan.
Hac en guelet un anter gat
Etrezec ennàn o toſtad.
Pebez ſpectacl evit Morin!
Dac, dac, ha mont var benn ûr c'hlin,
An jou, feu, paòn hac e filat.
C'hui a gauſe, brava tam gât!
Quemeret e benn, en ſouden
Da lamat var e boutonen,
Dip, hac ûl lanm dreiſt ar c'haë
Mont da Vetris, crap en e ſaë,
Un dro var e ſeul, ha d'ar guæar;
Ennez a guerſe, c'hui lavar!
E diouada hac e farda,
E brocha hac e ambrocha,
Trei'r bêr, ober tan dirazi
Hac e lacat da friſſoni.

Pa oa preſt, e oue ſervichet
Oc'h taol evit beza debret.
(Rac e poënt lein oa quement-ſe,
Ha n'oa tam en ty an deiz-ſe.)
Commançz a rer heb dale pell;
Biſcoas ne velgeoc'h netra guell.
O ar madig! ô ar cher vad!
O guella den! ô guella gâd!
Matta regal! matta bouet!
Perac ive na vige quet?
Poazet oa croc'hen ha bleo.
O excellant *Omnis homo!*
Netra certen, n'oa quet e bar
Etre an eê hac an douar.
C'hoas en e lammou oa noploc'h,
Evel ma zàn da ziſques deoc'h.
Rac Mikeal, va ſervicher mad,
Quer fidel dìn-me ha de dad,
En deus epad nombr blaveziou
Rentet dìn cals a ſervichou.
Goude tout n'on quet eſtonet,
Rac, evel m'oc'heus tout guelet,
Pa vige tam er presbital
Vige roët lod da Vikeal.
Pa vige bioc'h beſq pe daro
Em ficoure brao do goro

Ha ne ſerremp an duellen
Que na vouze ar variquen.
En dra veze bara em zy,
Ne veze quet lent o tibri,
Ha pa veze en e dy-èn
Me veze quen ardis hac èn.
Mæs eus va zy-me gouſcoude
Peur-lieſſa eo e veve.
En ûr guer, guella ma c'hellen
Er beven hac er ſicouren;
Tentet e vigeac'h da gridi
E vige ar map eus an ty.
Marteze e zoa, n'on dare,
Mæs netra ra deoc'h quement-ſe.
Diana, ſquiant en dëoa
Ha gouzout peur e impligea.
Eus ar penn pella am zerviche
A la pilpot guella mà c'helle,
Evel m'er prouvin amàn deoc'h.
Chetu, aſen, ha te roï peoc'h?
Nebaon, n'er grez quet da vànac'h.
Me c'havertiſſ-ta, mintouac'h!
Queà pa zuï da c'houlen da Baſq,
M'en affur dit, e teuï de glaſq.
Mæs nemet faë e ve gànez,
Sellaou an dra-màn, mar querez;

Sellaou peguement a vancq dit
Na dout quet ûr paot intrepid.
Ur mintinvez pevar c'hure
A zeuas d'am guelet dre hûre,
Ha tout, evel p'am bige joa
Oc'h o c'haout em zy da leïna :
« Penaos emàn an Autrou Cure ? ---
» Gaillard ato, na c'hui ive ? ---
» Evel ma velit, treud atao. ---
» Azezit. --- Nòn pas ; ped heur eo ? ---
» Deg heur anter nevez sonet. ---
» O peoc'h ! peoc'h ! emomp abred.
» N'ec'heus quet leïnet c'hoas, Cure ? ---
» Ne m'eus quet c'hoas --- Mad, quent-a-se
» Gra oza leïn, hac etre daou
» Deomp da velet ar jardrinou
» Ha da lavaret hor brevier. »
Ne ouïen petra da ober.
Nec'het oan, c'hui lavar nec'het,
Rac n'oa forz din pellec'h sellet
Ne velen neb lec'h dre an ty
A disterra tam da zibri.
Ha n'oa quet un diaouſtregues
Beza en ûr ſeurt tiegues ?
Na petra oa affær ar re-ſe
Dont d'am guelet me an deiz-ſe ?

ac chetu, etre c'hui ha me,
eat edo Julian gane.
equet m'am be c'hoant goufcoude
ve publiet quemênt-fe;
fecret el lavaràn deoc'h,
)o peza fot, m'er fifch ennoc'h.
Iæs p'oant deut, oant deut goufcoude,
) lezel heb tam a ïoa ive,
Evel a ouzoc'h, difæçon,
Rac dare oant gant an naon.
Mæs pe feurt leïn da brepari
Pa na doa tam pefquet em zy?
Rac me ameus fonch mad bremàn,
Derc'hent ar fûl oa'n dramàn
Pe derc'hent 'ûr gouel martefe;
Mæs *item* goude tout ive.
Hoguen, mar quirit, fors a fo?
Vigil a ïoa fur deomp ato.
Ha Mikeal Morin o teuler
E zillad var bord ar rifvier,
Drap, chetu en èn ûl tam crenn
E creis an dour var e benn.
Ni fonge tout e oa beuzet:
Mæs fouci! fouci! ne doa quet.
Da benn un neubeut e favas
Ha gantàn ûr picol pefq bras.

« Ac'hanta, emezàn deomp-ni,
» Tud ar roue muchapl int-y ? »
P'en doa neuët betec ar bord,
Teuleur ar pesq divar e dort.
Vantre-chien, brava aneval !
Assa ! na brava penn chatal !
E c'hinou quen digor gantàn
Ma cusse tout ho penn ennàn.
Ennez a ïoa sur, pa gomsot !
Peoc'h a vezo, Biel Vergot ?
Brassoc'h e cals da c'hinou-te
Evit n'oa guinou ar pesq-se.
Ha te ïoa capabl da souten
E veriou da ûr seurt den ?
Ya, ya, fassou tartes,
Ennes oa quilloc ar barres.
Ar c'heas, Doue'r pardono,
Brava taol a dennas eno !
Neuse e tronçzas e vanchou
Hac eus e abit ar bordou,
E gontel a zic'hodellas,
Tuf, tuf, ha goude el lemmas
Gric, gric, gric, gric, gric, gric
Hac e lammas var ar pesquic,
Me lavar var ar pesqueden,
E ziftrippa propr ha quempen.

[a regeomp gantàn ûr frico
dalie c'huezec var an dro,
ant ûr ſaos hac a ïoa quer brao greet
[a lipgeomp oll hor biziet.
guella peſq! ô guella den!
an, nan, tra, ne ſquizin biquen
publia partout dre'r vro
a Morin an *Omnis homo*.
r veich c'hoas, matta frigouſſen!
[orin, brava jubiloten!
uen excellant oa preparet,
[e garje vigeac'h o velet
a pa n'ho pige anezi
n diſterrâ tam da zibri
vit guir, eus an touich guella
a great ar frigouſſen gantâ,
ac evit mont var eün ganti,
'oa quet, Jarnidiac'h-din!
etra, n'oa quet ober goab oa,
onnez a ïoa great hac a ïoa.
e-a-dra lavaret gueyer?
'eus marmiton na paſtezier
offe guell un tam boëd,
lintouac'h! ſouezet ouet.
[a p'eus da gonta gouſcoude,
ebez taol a reas èn neuſe!

Va bennos dide, Morin gueas!
Ya, evit guir, un den oas;
Rac, evel m'er gouzout ive,
Edom coc'h qy panefe-te.
Mæs en deiz hirio petra dâl
E oll viraclou da Vikeal?
Erfin tout, chetu en ase;
Bez'en e blaçz piou a garre?
Foultr an hini n'en d'e nec'het,
Ha va unan ne garren quet,
Evit oll vadou ar bed mâ
Pa c'hallen e ressuscita.

Bugale, ma na davit quet,
Mar c'hoarzit ato evel ronceet
E ven sot lavaret guer mui.
Gouscoude evit oc'h instrui
Da ziouall piz oc'h ar maro
Eo e sarmonàn deoc'h hirio.
Rac e peb oad, ouzoc'h ervad,
E rancquer, allas! e c'hripat.
Morin a ïoa c'hoas yaouancq flam
P'en deus rancquet ober al lam,
Ya, e fleur e yaouancquis.
Tregont vloas nemert daouzec mis,
O conta biquen ha muiquen,
En devoa just ha netra quen.

Tao, lavrennec, gant a ri,
Biquen an oad-se ne veli;
Crouguet out abars bloas amàn,
Ha ne quet eston, a gredàn.
Lavaromp c'hoas pa zeus amser,
Biquen ne vanco ar matier.
Un dervez oc'h en em bourmen,
Evel dre ûr chançz, diarc'hen,
Ur pez soultr a flemmas ennâ
E santimant vad de laza.
Ac'hamta, ûr veich gouscoude,
Petra songit var quement-se?
Songeal a rit sur, ha nequet?
E oë tost dà veza lazet.
Tao, loue, ne quet a erruas,
Rac ar soultr eo a grevas.
Ha goude tout domaich vige;
Pe-a-dra en em emelle?
Netra, n'oa quet affær soultret
Eya o lost doc'h Morinet.
Biscoas ne reas falloc'h dervez
Abaoue m'edo e buez.
Mæs evessaït tout bremâ piz,
Erru ar c'hi var an tapis.
N'oa mar ebet Mikeal o vont
D'ober e guest da Guevragont;



E biſtolen a ïoa gantâ
Carguet leun couch, na petra'ta?
Pa edo e quènver an ty
Dilamet dez'ûr foultren qy,
Rampa, morgoae! e creis an hent,
Quer ſonn e loſt, quel lem e zent!
Evel ma remercas Mikeal,
He bian! commançz da arzal.
An autrou pini er gouele
A gri divar bord ar c'haë :
« Iſſ gantàn, dragòn, iſſ gantàn,
» Alòn, dragòn, pill varnezàn. »
An tam ar bleis a aneval,
N'oa quet neuſe e gont farçzal.
Neus fors, Morin en deporte;
Ar c'hi, *ouaou*, *ouaou*, a zirede.
« Deus amàn, tæ-tæ, deus amàn. »
Inutil eo parlant ountàn.
Morin tenna e biſtolen,
Ar c'hi dezàn en ûl lam crenn.
Morin : « do toul. » Ha ſqueï gantàn;
Ar c'hi, haï, haï, cripat ountàn
Da glaſq devori e viſaich;
Morin hep deport davantaich,
Dac, dac, banta e biſtolen,
Feu, paòn, ha va c'hi oc'h torguen;

Ar c'hi neuse en ûr grial
Da guichen e væstr da yudal.
Ar goad a zifusq eus e vin
Evel an dour eus ûr velin :
Rac Mikeal pa losque tennou
A vise ato d'ar guinou.
Hac an autrou en em c'houeza,
Difen testou quer brao a tra,
Affær da Vorin adarre
Abalamour d'an tenn caër-se.
Galvet ar paot da dy'r sican,
Morin en em gaout quer buan,
Lavaret evit e ræson
D'ar brigadier eus al laëron
Penaos n'en doa quet gret espres.
Caër en doa; juget oue'r proces
Da baëa ar c'hi eno prest
Peautramant lezel e guest.
Daou articl goell fachus dezàn;
Mæs mordiac'h! clévit anezàn :
« Cartouch panese va zenn
» En doa va debret hep holen. »
Hac ar Procurol eus al lez
A respont dezàn : « Ma carges
» E oas bet quit a guement-màn,
» Treï groff da bistolen dezàn. »

« Ræſon oc'heus, e me Vorin,
» Hac ober oa va deſſin,
» Ya, ma carge qy'n autrou
» Treï e loſt el lec'h e c'hinou. »
Ma oue poezet ar ræſon-ſe
Dioc'h an eil tu hac iguile,
Cavet valab l, evel ûr chançz,
Revoquet dabord ar ſetançz,
Great ſouden cals formaliteou,
Great da Vorin ha d'an autrou
Mont quein oc'h quein var guement-ſe
Evel ar guæz a Sant Jaoue.
Hac en ſo marvail? mad ha fall
Omp obliget d'en em ziouall
Ha da veva bete'r maro,
Mar guellomp, couſto pe gouſto.
Jarnigoaë! Morin, te ïoa den!
Ya, ya, foutrailleſen!
Me euteur mont evel ûr c'huil
Mar d'oa den er vro quen abil.
Brava acoliſt, ha nequet?
An autrou a oue ſouezet,
Sant Jupiter! c'hui a gauſe.
Neuſe rançquas dont d'an ere.
Evidoc'h hu, bouc'het anat,
Ne dalit quet oll ûr c'horgnat.

Ma vigeac'h bet en affær-se
E rancgeac'h paea ar c'hi-se
Ric ha rac var hoc'h ivinou;
Rac ne ouzoc'h quet ar c'hosion.
Netra,, dogan, respet din-me
Ha da Vikeal quercouls ive,
Un tam re vras e da c'hinou
Da denn er c'his-se da demprou.
Nep a barlant dirac Notær
A rancq beza divinouer,
Ha c'hoas aoualc'h d'ober ganta
Ha re mæmes peur-liessa.
Mikeal er gre, guir eo certen,
Mæs Mikeal ive a ioa den
Ha n'en doa quet aon rac e squeud
Na rac ar justiçz quen neubeut.
Ya, partout e livirin
Heb biquen jamæs e squisin
Oa Morin un den excellant
Dreist an oll generalamant.
Mæs n'eller quet e explica
Na renta ræson aneza,
*Omnis homo*, chet'eno tout
Ar pez a so en hor galloud.
Mæs allas! Ar c'heas, maro eo,
N'er gouelin mui, great eo e dro.

Netra, netra, n'er gouelln mui :
*Sic transit gloria mundi.*
Mæs dre e accion divezâ
E zàn da zisquez deoc'h bremâ
Hac e ners vras hac e gourraich,
Erfin e neubeut a attaich
Evit ar madou terrïen.
Dec'h, dec'h e varvas, chriſtennien,
Dec'h da c'houec'h heur dious ar mintin
E loncas ûr chopinat guin,
E pignas hep ſqueúl na netra
E beg ar vezen huella
Evit dineïza ar biguet :
Clauſtreou oa dezàn laqueet.
Cripat a eûre ta hep ſqueul,
Hac ar maro cris oc'h e heuil.
P'oa pignet tout betec ar beg
Hac erruet gant ar biguet
E commançzas gant an dorn-ſe
Pe gant hini e fagode,
Gant an dorn-ſe pe gant hini
Er guelac'h o carilloni,
Gant an dorn-ſe, a lavaràn,
Pe gant hini heb eana
Ur veich ma vige commancet
E pilge ûr c'hoat hed-a-hed,

Gant an dorn ſe e commançzas
Da denn ar biguet er meas.
Ar biguet coz en dro dezàn
A grie *grac*, *grac*, varnezàn.
En a fiche al laboucet
Hac o deſtume er gaouet.
P'en doa gret tout nemert diſquen
E c'haſez var ûr ſcour vezen
Hac e cri gant un ton joayus :
« Sellit tout, gounezet emeus.
» Ur veich all laquit clauſtreou,
» Gueneme zaï ar gonidou.
» Me a yel ta, mic'hyeïen,
» Divar o couſt bremâ-ſouden..... »
N'en doa quet peur-echuet e c'her
Na velgeomp e guillou en ear,
Diſcolpet crac ar ſcour gantâ
Dre e ners vras, na petra-ta ?
Cueza a reas a vrancq e vrancq,
Tout e torgeont, hini ne vancq,
Flao, flao, var ar pave e couez
A dronçz-targaſſ e touez ar guæz;
Var choug e guil e c'heruas,
E galon a eſcarmouchas,
E gorf a dreus a oue brouſtet,
E goſtez a oue diſrompet,

E gof a anpreas en e guein
Gant ar ſtronçz vras dioc'h ar vein.
Nòn pas guelà evel loueou bloas
O velet ûr maleur quer bras!
Evit pris ûr chopinad guin
Out maro ta, va map Morin?
A varc'had mad, piou n'er paëje?
Da groc'hen hepqueo en ralie.
Salo e vige dit, paour queas,
Na pige guelet pig biſcoas.

FIN.



